# GWALARN

## HA KANNADIG GWALARN




**57-58**

**EOST-GWENGOLO 1933**

Istor Sindbad ar Martolod a zo displeget el levr kaer hollvrudet, « An Nozveziou Arabiat ». Lakaet eo bet amañ e brezoneg eeun-meurbet, ha spi hon eus e plijo d'an holl, ha dreist-holl d'ar vugale.

## RAKLAVAR

E kêr v-Bagdad e oa eun den gwechall, Sindbad ar Simiad (1) e ano. Paour-meurbet e oa. Evit gounit e vuhez, e touge sammou war e benn.

Eun deiz ma oa tomm an amzer, e oa o tougen eur samm pounner. Skuiz e oa, hag ar c'houez a ziruilhe war e gorf ha war e zremm (2).

Tremen a reas dirak dor eur marc'hadour. Eno e oa bet skubet ha douret an douar. Gwelout a reas eur bank ledan. Hag heñ da lakaat e samm war ar bank, evit diskuiza en eur alanat an aer fresk.

E-pad ma oa o tiskuiza, e klevas trouz e-barz an ti : sonerez (3) benvegou flour-meurbet ha moueziou laouen o kana hag o tisplega barzonegou. Bez' e oa ivez laboused o richana ; koulmed, eostiged, mouilc'hi, ha kalz a re all ouspenn.

Ken plijet e voe Sindbad ma ne voe ket evit mirout da dreuzi an nor. En em gavout a reas en eul liorz (4) vras leun a vleuniou, enni flec'h (5), sklaved du ha mevelien a bep seurt, evel ma weler e tiez ar Roueed hag an dud vras. Hag e teuas betek e fri, douget gant an avel, c'houez a bep doare traou mat da eva ha da zebri.

Hag heñ da sevel e zaoulagad etrezek an Neñv, o lavarout :

— Gloar d'it-te, Aotrou Doue, Alla (6) hollc'halloudek. Krouer ar Bed ! Rei a rez da vadou d'ar re a blij d'it, tra ma chom ar re all en doan hag er baourentez.

Ha war se e kanas eur son en enor da Alla.

Echu gantañ kana, e oa o vont da gemer e samm en-dro evit kenderc'hel gant e hent, pa zeuas eur mevel etrezek ennañ, en eur lavarout :

— Deus da gaout va mestr. C'hoant en deus da gomz ganit.

Ar simiad kaez en dije karet mont kuit. Hogen ar mevel a grogas en e zourn. Kas a reas Sindbad dre saliou kaer leun a dud. Er sal diweza, azezet war eur gador uhel, e oa eun den mentek, liou ar furnez war e zremm. Ouz e welout, Sindbad a voe leun a zoujañs. Stoui a reas dirazañ en eur bokat d'an douar. Ha neuze e chomas, izel e benn, hep ranna eur ger.

Mestr an ti, avat, a lavaras d'ezañ tostaat hag azeza en e gichen. Komz a reas outañ gant madelez. A bep seurt traou lipous a voe degaset dirak Sindbad, hag a zebras anezo kement ha ma c'hellas, o lavarout :

— Binniget ra vo Alla evit ar pez en deus roet d'in !

P'en devoe echuet e bred, ha gwalc'het e zaouarn, mestr an ti a c'houlennas outañ :

— Bremañ, lavar d'in, m'az ped, da ano ha peseurt micher ac'h eus.

— Aotrou, Sindbad ar Simiad eo va ano, ha da c'hounit va buhez, e tougan sammou war va fenn.

Mestr an ti a vousc'hoarzas neuze hag a lavaras :

—Da ano, simiad, eo ivez va hini. Me a zo Sindbad ar Martolod. Klevet em eus ar ganaouenn ac'h eus kanet dirak va dor, hag e fell d'in he c'hlevout adarre.



Ar simiad a savas ar ruz d'e zioujod ha d'e dal.

— Penaos, emezañ, e c'hellfe kanaouennou eun den dister ha diseven eveldoun didui eun den pinvidik ha desket eveldoc'h ?

— Arabat d'it kaout mez, eme mestr an ti. Diwar vremañ ez out va breur. Kan d'in ar ganaouenn. Plijout a ra d'in.

Ar simiad a ganas e ganaouenn, hag e ostiz neuze a lavaras :

— Bremañ, simiad, emaoun o vont da gonta d'it va istor. Klevout a ri kement tra a zo c'hoarvezet ganin, ha penaos em eus dastumet an holl binvidigeziou a welez amañ. Seiz beaj am eus graet. Hag ez int holl burzudus. Kement a zo c'hoarvezet a ranke c'hoarvezout, avat. N'eus tu ebet evit an den da dec'hout diouz ar pez a zo skrivet !

Geriou : (1) *simiad* : douger-sammou. — (2) *dremm* : fas, bizaj. — (3) *sonerez* : muzik. — (4) *liorz* : jardrin. — (5) *flec'h* : mevelien yaouank. — (6) *Alla* : doue Mahometiz.

# AR GENTA BEAJ

## Ar pesk burzudus ha kazekenned ar roue Mirdjan

— Va zad, eme Sindbad, a oa eur marc'hadour, eus ar re vrasa er vro, pinvidik-meurbet. Mervel a reas diouzin pa ne oan c'hoaz nemet eur bugel. Kerkent ha ma teuis d'am oad, kemer a ris etre va daouarn an holl vadou a oa chomet a ziwar e lerc'h. Ha me da zebri, da eva, da brena dilhad kaer, ha da zispign va feadra a-hed hag a-dreuz, gant tud yaouank eveldoun, o kredi e padje an doare buhez-se atao.

Eun deiz, a greiz-holl, e kavis em boa foranet va holl zanvez, hag e oan hep gwenneg ebet mui war va ano. Va skiant-vat a zeuas d'in adarre, hag e voen leun a vez hag a spont en eun taol.

Sevel a ris, hag e werzis kement tra am boa bet : va zi, va arrebeuri ha zoken va dilhad. Tri mil drakm (1) a zastumis evel-se. Ha me da brena ganto marc'hadourez, evit mont da veaji er broiou pell.

Pignat a ris, gant marc'hadourien all, war bourz eul lestr dare da loc'ha. Merdei a rejomp e-pad meur a zevez hag a nozvez, o tremen eus eun enezenn d'eben, hag eus eur mor d'egile. Seul dro ma ehane al lestr en eur porz, e tiskennjomp d'an douar da werza, da brena ha da eskemm hor marc'hadoureziou.



Evel-se betek tizout eun enezenn, a oa heñvel, a gave d'imp, ouz liorzou ar Baradoz.

Kabiten al lestr a roas urz da eoria, ha kement den a oa er bourz a yeas d'an enezenn. Hag eno ober tan, darn da boaza o boued, ha darn all da walc'hi o zraou.

Evidoun-me, ez is da vale gant eur bagad re all. Setu ma klevjomp trumm mestr al lestr o huchal a-bouez-penn :

— Ata, paotred, hastit afo da savetei ho puhez ! Lezit war ho lerc'h kement a zo ganeoc'h ! An enezenn m'emaoc'h warni n'eo tamm ebet eun enezenn. Eur pesk eo, eur mell pesk, a zo chomet difinv pell amzer e-kreiz ar mor. An traez en deus en em verniet warnañ, hag ar gwez o deus kresket warnañ aba gantvedou ha kantvedou. Hogen, pa hoc'h eus graet tan, ar wrez he deus e zihunet, hag emañ o vont da splujа. Tec'hit d'ar red, pe bremaik e viot kollet !

An holl n'o devoe ken soñj raktal nemet dont endro d'al lestr, o tilezel kement o doa kaset ganto, o dilhad, o forniou, o boued hag o marc'hadourez. Darn a c'hellas lestra. Re all, ha me en o zouez, a voe re ziwezat. An enezenn a finvas hag a splujas e doun ar mor, o lakaat an dour da droiellat el lec'h ma oa bet. Sanka a ris e-kreiz an tonnou. Hogen Alla Holl-c'halloudek am diwallas, o kas betek va dourn eur gibell vras he doa talvezet d'am c'heneiled (2) da ober ar c'houez. Kregi a ris enni. Ha me a-c'haoliad warni, oc'h ober gant va zreid e-giz roenvou da skei an dour en daou du.

Kabiten al lestr a lakaas da ouel, dichal-kaer ouz ar re a oa o vont da veuzi. Sellout a ris ouz al lestr

ken na 'z eas diwar wel. An noz a zeuas. Kredi a raen e oan tost d'ar maro. E-pad an holl nozvez-se hag an deiz war-lerc'h e voen douget gant an tonnou ha lusket gant an avel. En diwez ez eas ar gibell a-stok ouz ribl eun enezenn. Hag o kregi e skourr eur wezenn, e teuis a-benn da baka douar war-bouez va divrec'h. Morzet e oa va divesker, ha drailhet e oa bet soliou va botou gant ar pesked.

Koueza a ris war an douar, hag e chomis eno, astennet e-giz eun den maro, betek antronoz. Heol ar beure (3) a restaolas d'in ar vuhez. Gwall goeñvet e oa va zreid, en doare ma ranken ruza war va daoulin da gerzout.

An enezenn a oa leun a frouez hag a eien-dour. E-pad meur a zevez, n'em boe da zebri nemet frouez, ha dour da eva. Tamm-ha-tamm, avat, e teue va nerz d'in en-dro. Ha me da furchal en enezenn. Eun deiz, o hedi ribl ar mor, e welis eun dra bennak en diabell, ha na c'hellis ket spisa mat petra oa, pe eul loen gouez, pe eur morvil (4) bennak chomet war ar sec'h. En eur dostaat, koulskoude, e kavis e oa eur gazeg eus ar brava. Klask a ris tapout anezi. Hogen ober a reas eur c'houirinadenn ken taer ma krenis gant ar spont. War se e teuas eun den a zindan an douar, hag a redas war va lerc'h en eur hopal :

— Piou out-te, hag eus pelec'h e teuez-te, ha perak out deut amañ ?

— Aotrou, a respontis, n'oun nemet eur paour kaez den, bet diwallet diouz ar mor gant dourn madelezus Alla.

— Deus ganin, eme an den.

Hag e kasas ac'hanoun dindan an douar e-barz eur c'heo. Eno e oa eur sal vras leun a voued. Rei a reas d'in da zebri, ha p'em boe debret va gwalc'h, e kontis d'ezañ va istor, en doare ma voe souezet-mik.

— Hogen te, Aotrou, emezoun, lavar d'in ivez piou out, ha perak e chomez amañ er c'heo-mañ, gant ar gazeg-se staget war an aod.

Respont a reas :

— Bez' ez oun unan eus mevelien ar roue Mirdjan. Deut omp amañ gant pep a gazeg. Ma n'ez pije ket va c'havet, marvet e vijes amañ, hep mar ebet.

War se e klevjomp tourni ha safar bras er-maez, hag aet betek dor ar c'heo, setu ar pez a weljomp :

An tonnou a oa goloet-holl a gezeg brao-dispar, hag a c'halve ar c'hazekenned, o klask o dedenna ganto e doun ar mor. Ne c'hellent ket, avat, peogwir e oant staget. A-hed an aod, e oa ar vevelien all oc'h argas ar mirc'hed (5), hag o vont kuit gant ar c'hazekenned.

Lakaet e voen war gein eur gazeg, ha ni en hent, hep chom a-sav neblec'h a-raok tizout kêr ar roue Mirdjan. Eno e voen kaset dirak ar roue, a reas d'in ar gwella degemer. Ober a reas d'in displega d'ezañ kement a oa c'hoarvezet ganin. Pa voe echu ganin, e lavaras :

— Eur burzud eo, pa 'z out bet diwallet ! Alla ra vo meulet evit e vadelez ez keñver !

Hag e reas stad vras ac'hanoun. Anvet e voen gantañ da vestr ar porz, karget da evezia ouz an holl listri a zeue eno bemdez.

Pell amzer e chomis evel-se, gwelet mat gant ar roue, ha doujet gant ar bobl. Bemdez, e c'houlennaten ar veajourien, ar vartoloded hag ar varc'hadourien estren a gejen ganto diwar-benn Bagdad, e spi

da c'hallout distrei d'am bro c'henidik. Hogen den ne c'helle rei d'in an distera tamm kelou.

Ankeniet-bras e oan, rak hir e kaven an amzer, pell diouz va bro. Eun deiz, e oan war ar porz evel boaz, pa zegouezas eul lestr bras, displeget e holl oueliou. Kerkent ha ma voe staget ouz ar ribl, ar c'habiten a lakaas gouziza ar plenk evit dilestra. Ha me da skriva an anoiou merket war ar pakadou, a-feur ma vezent diskennet.

Ar vartoloded o doa tost echuet o labour, pa c'houlennis ouz ar c'habiten :

— Daoust hag e chom marc'hadourez c'hoaz war da lestr ?

— Ya, Aotrou, a respontas. Bez' ez eus marc'hadoureziou eun den a zo bet beuzet e-pad ar veaj. C'hoant hon eus d'o gwerza, da zegas ar priz d'e gerent, e Bagdad.

— Ha pe ano, emezoun, en doa perc'henn ar madou-se ?

— E ano a oa Sindbad, emezañ.

O klevout se, sellout a ris piz ouz ar c'habiten. E anavezout a ris, hag e c'harmis a vouez uhel :

— Siouaz, kabiten, me eo Sindbad, an hini a oa war da lestr ! N'oun ket bet beuzet, evel ma kred d'it, hogen setu-me amañ. Alla ra vo meulet !

— Dre Alla, eme ar c'habiten, n'eus na gwirionder na feiz e-touez an dud !

Goulenn a ris outañ perak e komze evel-se.

— Peogwir, emezañ, adal m'ec'h eus va c'hlevet o lavarout e oa beuzet perc'henn ar madou, e fell d'it lakaat krog warno hep dispign eur gwenneg. Sindbad a zo bet beuzet, gant kalz a re all. Hen gwelet hon eus gant hon daoulagad.



Neuze e kontis d'ezañ va istor penn-da-benn, hep ankounac'haat traou na oant tremenet nemet etrezañ ha me, ken na rankas va c'hredi. Anavezet e voen gantañ en diwez, ha gant marc'hadourien all eus al lestr. Hag int da ober d'in gourc'hemennou en eur veuli Alla, en doa roet d'in evel eur vuhez nevez.

Kavout a ris va marc'hadoureziou. Eus va fakadou e tennis eun nebeut traou prizius, a ginnigis d'ar roue a oa bet ken madelezus em c'heñver. Lavarout a ris d'ezañ em boa kavet va c'heneiled, ha goulenn a ris digantañ an aotre da vont kuit. An aotre-se a roas d'in raktal, en eur heti d'in eur veaj vat, hag oc'h ober d'in profou kaer.

Eskemm a ris va marc'hadoureziou ouz traou graet en enezenn, gant gounid bras. Savet an eor, al lestr a yeas war-eeun da v-Basora, hag ac'hano e tistrois da v-Bagdad.

Neuze e prenis eun ti gant va finvidigeziou nevez. Hag hep soñjal mui e kement am boa gouzañvet, en em rei a ris da holl blijadureziou ar vuhez, o tebri hag oc'h eva mat, e-touez va mignoned.

Setu aze eta istor va c'henta beaj. Warc'hoaz, gant gras Alla hollc'halloudek, e tisplegin d'it an eil.

(1) *drakm* : pez-mouneiz implijet e bro Hellaz hag e meur a vro eus ar Sav-Heol. — (2) *keneil* : mignon. — (3) *beure* : mintin. — (4) *morvil* : loen-mor. — (5) *mirc'hed* : kezeg.

# AN EIL BEAJ

## Al labous « rouc'h » ha traonienn ar vein prizius

E oan eürus-meurbet hag e ren eur vuhez plijus-kenañ. Eun deiz, avat, e teuas d'in c'hoant mont da foeta bro adarre, ken evit ober kenwerz, ken evit gwelout traou nevez. Ha me da brena marc'hadoureziou da gas ganin.

Mont a ris betek ribl ar stêr. Eno e kavis eul lestr eus ar re gaera, dalc'het e-ratre ha stank ennañ ar vartoloded. Lakaat a ris dougen va fakadou war al lestr-se, ha savet e voe an eor en deiz-se end-eeun.

Brao e oa ar veaj. E kement lec'h ma 'z aemp e tremenemp an amzer o werza hag o prena marc'hadourez.

Evel-se e tegouezjomp en eun enezenn gaer, goloet a wez, dare warno ar frouez, a vleuniou c'houez-vat, hag a laboused o richana war riblou goueriou dour sklaer. Koulskoude ne oa nikun eno, na roud ebet eus eun den.

Taolet an eor, an holl, marc'hadourien ha martoloded, a ziskennas en douar d'ober eun dro-vale. Evidoun-me, ec'h azezis e-kichen eun eienenn fresk e skeud ar gwez. Kaset em boa boued ganin. Eur wech debret, gant c'houek ma oa an aer ha didrouz pep tra en-dro d'in, ec'h en em rois da gousket.



Pa zihunis, ne welis mui va c'heneiled. Loc'het e oa al lestr, ha den anezo n'en doa bet soñj ennoun.

Kaer am boe sellout a-gleiz hag a-zehou, ne welen nikun. E oan va-unan-penn, enkrezet-bras, hag hep netra ken da zebri.

— Ar wech diweza, a soñjis, em eus kavet unan bennak da gas ac'hanoun d'ar rann eus an enezenn ma oa tud o veva enni. Amañ, avat, ne gavin ket, hag e rankin mervel gant an naon.

Ha me neuze da leñva ha da ouela dourek, o kaout keuz d'ar pez am boa graet hep ezomm, peogwir e oan eürus er gêr, gant boued ha died (1) kement ha ma c'hellen c'hoantaat, hag arc'hant e-leiz.

Kantren a ris evel-se hep gouzout da belec'h ez aen. A-benn eur pennad e welis eur wezenn uhel. Ha me da bignat betek al lein anezi, da c'hellout teurel eur sell tro-war-dro. Ne welen, avat, netra nemet an oabl hag ar mor, gwez ha laboused, traez hag enezennou.

War-bouez sellout piz, koulskoude, e verzis (2) a-bell eun dra bennak gwenn, na oan ket evit lavarout petra oa, hogen bras-kenañ e tlee beza. Ha me da ziskenn ha da vont etrezek an dra-se, ken prim ha ma c'hellen bale.

Bez' e oa eur volz uhel ha ledan, gwenn-kann. Kaer am boe ober an dro d'ezi, ne welis na dor na prenestr. Ha ne voen ket kennebeut evit pignat warni, ken lufr e oa ar c'hosteziou. Nec'het-krenn e chomis eta, hep gouzout penaos e rajen da vont e-barz.

Abardaezi a rae. A-greiz-holl e voe kuzet an heol, hag e teuas teñval an oabl evel en noz. Ha me souezet, o kredi e oa eur goabrenn du o tremen, pa welis e oa eul labous, hir-divent e ziouaskell, hag a nije dirak an heol.

Soñj a zeuas d'in raktal eus eun istor a oa bet kontet d'in pell a oa gant beajourien. Klevet em boa diganto e oa o veva, en enezennou 'zo, eul labous anvet « rouc'h », hag a vage e re vihan gant kig olifanted. Ar pez am boa kemeret evit eur volz a oa vı al labous-se.

Al labous a bignas war veg ar volz, a c'holoas anezi gant e ziouaskell, hag a-benn ar fin en em roas da gousket warni.

Ha me da sevel, da zirolla an tulban (3) a oa war va fenn ha da wea anezañ e-giz eur gorden. Ha neuze da ober d'in eur gouriz gant ar gorden-se, ha da staga ar penn anezi ouz unan eus paoiou al labous, a oa ken teo ha kef eur wezenn. Start-meurbet e ris ar skoulm. Al labous, a soñjen, a gasje ac'hanoun marteze betek eul lec'h a vije tud ennañ, ha gwell e vije sur evidoun eget chom en eun enezenn distro.

Ma tremenis an nozvez evel-se, hep serri tamm va daoulagad. Pa zeuas an deiz, al labous a reas eur garm spontus, hag o tilezel e vi, e nijas kuit, ha me gantañ a-dreuz d'an oabl. Ken uhel e pignas ken na grede d'in e oamp o vont d'ar baradoz. A-benn eur pennad, avat, e tiskennas tamm-ha-tamm. Kerkent ha ma stokas ouz an douar, e tistagis ar gorden, hag e pellais, tiz warnoun. O trei va fenn, e welis al labous o pignat adarre, eur pikol naer gantañ en e skilfou.

Pa sellis tro-war-dro, setu ma oan war eun dorgenn, dindanoun eun draonienn vras ha doun-meurbet, hag en tu all eur menez ken uhel ma ne vijen barrek morse da vont dreist d'ezañ. Keuz a zeuas d'in raktal eus ar pez am boa graet o vont diouz an enezenn. Eno da vihana e oa frouez da zebri ha dour da eva, e-lec'h



amañ ne oa netra, na stêr na gwez. Tec'het e oan diouz eun droug evit koueza en unan gwasoc'h c'hoaz.

Ha me da gerzout a-hed an draonienn. Souezet e voen o kavout e oa an douar goloet a vein diamant, hogen leun ivez a naered binimus, ken teo n'em boa gwelet tevoc'h biskoaz. Al loened-se, avat, a chome kuzet e-pad an deiz, gant aon rak al laboused, « rouc'hed », guped hag all, a c'helle o dibrada hag o diframma e tammou.

An heol a oa aet da guz. Klask a ris eul lec'h da dremen an noz, en doare d'en em ziwall diouz an naered. Dre eurvad e kavis eun toull a-dreñv d'eur maen bras. Kerkent ha ma teuas an deiz, koulskoude, e hastis mont kuit ac'hano, rak e traoñ an toull e oa eun naer o kousket war he viou.

Tra ma kerzen adarre en draonienn, e kouezas e-harz va zreid eul loen bras, a oa bet nevez lazet. Ne welen den, evelato. Ha me sabatuet-krenn, pa zeuas em spered eun istor am boa klevet gwechall gant pirc'hirined.

« E-barz ar meneziou, emezo, ar re a gaver enno diamant, emañ ar spont o ren, ha den ne gred mont di. Ar varc'hadourien, avat, o deus kavet eun doare iskis da gaout an diamant. Kemer a reont eun dañvad pe eul loen all bennak, a lazont hag a gignont. Neuze e stlapont ar c'horf eus lein ar menez betek goueled an draonienn. Ar vein diamant a chom peg ouz ar c'hig fresk. War se e teu laboused bras, erered ha guped, hag a blav war ar c'horfou maro, d'o c'has ganto betek o c'heviou war an uhel. N'int ket aet mat en o c'heviou, ma lamm ar varc'hadourien warno en eur youc'hal forz hag oc'h ober trouz gant stlakerezed. Al laboused spontet a nij kuit, hag ar varc'hadou-

rien n'o deus mui da ober nemet dastum ar vein diamant sanket e-barz ar c'hig. N'eus doare all ebet da gaout diamant. »

Ha me neuze da zibab ar vein diamant kaera a c'hellen da gavout, ha da leunia ganto va godellou ha va gouriz. Dioustu ma kouezas eul loen all em c'hichen, ec'h en em stagis outañ gant va zulban. Eur gup bras a blavas warnoun, a sankas e skilfou e kig al loen, hag a nijas kuit ganin dre an oabl. Kaset e voen evel-se betek lein ar menez. Kroget e oa ar gup da zidamma e breiz, pa voe klevet eun trouz bouzarus en a-dreñv.

Ar gup a dec'has raktal a-denn-askell betek en tu all d'ar c'houmoul. Me, avat, a azezas, va holl zilhad mastaret gant gwad, e-kichen korf al loen.

Ar marc'hadour a welas ac'hanoun. Chom a reas mut gant ar souez.

Ha me da vont etrezek ennañ, o lavarout :

— Arabat d'it kaout aon. Me a zo eun den, hag eun den mat ouspenn. Pinvidik oun, peogwir em eus dastumet en draonienn e-leiz a ziamant. Rei a rin d'it kement anezo ha ma c'hellez c'hoantaat.

An den am zrugarekaas hag a grogas da gaozeal ganin. Marc'hadourien all a oa aze a zeuas en-dro d'in ivez. Konta a ris d'ezo va istor.

Neuze e rois da berc'henn an aneval am boa en em staget outañ eun niver a vein prizius. Tremen a rejomp an nozvez en eul lec'h plijus-meurbet. Laouenbras e oan o veza saveteet diouz an naered ha degouezet e-touez an dud adarre.

Antronoz ez ejomp en hent a-dreuz d'ar meneziou. A-benn eun nebeut ec'h en em gavjomp en aod. Eno e oa eul lestr am c'hasas betek Basora.



Distro da Vagdad, e kavis va zud ha va mignoned. Ha me da ober profou kaer hag aluzenou niverus, hag ivez da zebri ha da eva evel a-raok, aet kuit diouz va soñj kement am boa gouzañvet.

Ha setu eta penaos ez echuas va beaj. Alla ra vo meulet !

(1) *died* : evaj. — (2) *e verzis* : e welis trumm. — (3) *tulban* : eur vandenn hir a veze rollet war o fenn gant ar wazed e broiou ar Sav-heol, da dalvezout da dog d'ezo.

# AN TREDE BEAJ

## Ar ramz debrer-tud hag an naer lontek

E oan e Bagdad, hag o kaout evel a-raok an eürusted a zeu da heul ar binvidigez, ha daoust da se, debret e oan atao gant ar c'hoant foeta bro ha gwelout traou dianav, gant ar c'hoant ivez gounit muioc'h c'hoaz a arc'hant hag a vadou.

Prena a ris eta marc'hadoureziou da vont war vor, hag aet da v-Basora gant va fakadou, e kavis eno eul lestr mat dare da loc'ha. War al lestr-se e oa martoloded ampart hag eun niver bras a varc'hadourien enorus ha doujet. Al lestr a zizeorias kerkent ha ma voen pignet warnañ.

Kaer e voe ar veaj da genta evel boaz. Eun deiz, avat, ar mor a savas, hag ar c'habiten, a oa o sellout tro-war-dro a bep tu, a zeuas disliv e zremm en eun taol, hag a laoskas eur c'harm spouronus. Hag heñ da denna bleo e varo ha da regi e zilhad da ziskouez e anken. Neuze e lakaas dastum al lien ha teurel an eor.

— Petra 'zo o c'hoari ganeoc'h, kabiten ? emezomp.

Respont a reas :

— Va breudeur gaez, an avel a zo bet trec'h warnomp, ha setu ma 'z omp bet poulzet e-kreiz ar mor doun betek menez ar marmouzien. Eno ez eus tud o



veva, a zo o c'horf goloet holl a vleo e-giz korf eur marmouz. Neb a zo paket ganto a rank koll ar vuhez. Kavout a ra d'in eta ez omp holl tonket da vervel.

Ne oa ket lavaret mat ar c'homzou-mañ gant ar c'habiten ma teuas an dud-varmouzien warnomp. Leun e oa an aod ganto, evel kilheien-raden. En em deurel a rejont en dour ha dont war neuñv etrezek al lestr. Euzusoc'h krouaduriou n'em boa biskoaz gwelet : lous, blevek, c'houez fall ganto, melen o daoulagad ha du o dremm. Nikun ne anavez o yez. Ne ouzer ket piou int nag a belec'h e teuont.

Aon a oa ganimp, ma vije bet lazet pe c'hloazet unan anezo gant unan ac'hanomp, beza lazet holl pe c'hloazet d'hon tro, rak an niver a c'hounez alies war ar galonegez. Ret e oa eta plega dirazo.

An dud-varmouzien-se a grapas a-hed ar c'herdin hag a stagas da grignat anezo. Ar goueliou a gouezas raktal ha ne voe ket pell e tarzas al lestr ouz ar reier. Neuze e pakjont kement tra a oa e-barz. Evidomp-ni, lezet e voemp da vale.

Ha ni da gantren dre an enezenn, o tebri frouez gouez ha louzeier, hag oc'h eva dour an andoniou, betek an deiz ma weljomp eun dra bennak damheñvel ouz eun ti. Redek a rejomp di, ha setu ma kavjomp e oa eur c'hastell kreñv, eur voger uhel tro-war-dro, gant eun nor koad ebena, digor-bras. Ha ni e-barz, e-kreiz eur porz, doriou a bep tu d'ezañ, digor-bras ivez. E traoñ ar porz e oa eur pez maen ledan, beriou ha tantadou warnañ, hag e-kichen eur pikol bern eskern tud. Souezet e voemp pa ne welemp nikun eno.

Ha ni da azeza er porz da ziskuiza. Edomp og gant ar c'hoant-kousket, ha ne voe ket pell e serras hon daoulagad. Evel-se betek an noz.

A-greiz-holl e krenas an douar dindan hon treid, hag e tregernas an oabl gant eun trouz spontus.

Eus lein ar c'hastell e kouezas warnomp eur ramz du, evel eun den, nemet ken uhel hag eur wezenn. Heñvel e oa e zaoulagad ouz diou c'hlaouenn-veo, e c'henou ouz toull eur puñs, e zent ouz skilfou eun houc'h-gouez. E vuzellou a ziskenne war e vruched e-giz muzellou eur c'hañval, ha diouskouarn a oa d'ezañ, evel touriou, o tont betek e ziouskoaz.

Pa weljomp ar ramz spontus-se, e kolljomp ar skiant ac'hanomp hon-unan. Ne oamp ken evit finval brec'h na gar, hag e oamp evel tud varo.

Azeza a reas eur pennad war ar maen. Neuze e savas, hag o kregi ennoun, e sellas ouzin evel ma sell eur c'higer ouz an dañvad emañ o vont da laza, ouz va zrei en e zourn hag ouz va zastournat a bep tu. Moarvat e oan re dreut evitañ. Va lezel a reas da vont. Goude se e kemeras va holl genseurted en heve-lep doare tro-ha-tro, ken na gouezas war ar c'habi-ten. Hemañ a oa kuilh ha frammet-mat, hag e plijas d'ar ramz, a stlapas anezañ d'an douar, hag a lakaas e droad warnañ, o terri e gilpenn. Neuze e krogas en eur ber, hag a sankas e korf ar c'habiten kaez. Hag o veza graet eun tantad, e lakaas ar c'horf da drei ken na voe rostet evel ma 'z eo ret. War se e tennas anezañ a-ziwar an tan, hen lakaas dirazañ, hag e tiskolpas anezañ evel ma vije bet eur poñsin. Echu gantañ, e strinkas an eskern war ar bern gant ar re all. Ha neuze d'en em astenn war ar maen ha da gousket. Chom a reas kousket betek antronoz, hag ez eas kuit.

Kerkent ha ma voe pell diouzimp, e kemerjomp



kuzul etrezomp, en eur ouela dourek warnomp hon-unan.

— Siouaz, emezomp, ma vijemp bet beuzet pe lazet gant an dud-varmouzien, gwelloc'h e vije bet c'hoaz eget beza rostet ez veo, ha penaos ober da dec'hout ?

Ha ni da sevel ha da vont dre an enezenn da glask eul lec'h da guzat, hogen ne gavjomp netra. Da serr-noz e oamp er c'hastell adarre.

Adarre e krenas an douar, hag e tostaas ar ramz du. Evel en derc'hent e tastournas ac'hanomp an eil goude egile, ken na gavas unan diouz e zoare. Hag e reas gantañ evel m'en doa graet gant ar c'habiten : hen rosta hag hen debri. Hag e chomas kousket an nozvez penn-da-benn, oc'h ober eun trouz e-giz eul loen. Da c'houlou-deiz e savas ha kuit.

Ha ni d'en em guzulia kenetrezomp a-nevez. Unan a lavaras :

— Klevit mat ac'hanoun ! ret eo d'imp kavout eun tu bennak d'en em zizober eus ar ramz.

— Ma ! emezoun, selaouit ac'hanoun, va breudeur. Ma fell d'imp e laza, setu amañ ar pez hon eus d'ober : deomp da zastum ar plenk a zo chomet en aod, da ober radellou ganto, pep radell bras a-walc'h da zou-gen tri den. Neuze e vo ret d'imp ijina eur strobinell evit e laza. Eur wech war vor, pellaat a raimp diouz an enezenn, ha ma welomp eul lestr, saveteet e vimp. Ma ne welomp netra ha ma rankomp beuzi, gwell e vo, n'eo ket 'ta, eget beza lakaet ouz ar ber ha rostet.

An holl a respontas :

— Dre Alla, setu aze eun ali fur !

Ha ni d'al labour, da sevel ar radellou ha d'o staga

ouz an aod. An holl zevez e labourjomp, ha da serr-noz e tistrojomp d'ar c'hastell.

An douar a grenas evel boaz, hag ar ramz a zeuas davedomp. Trei a reas en-dro d'imp, hag o kemer unan ac'hanomp, e reas gantañ evel m'en doa graet gant ar re a-raok. Neuze e vanas kousket war ar maen. Heñvel e oa trouz e vruched ouz trouz ar c'hurun.

Ha ni da sevel ha da gemer daou ver houarn e-touez ar re a oa eno, ha d'o lakaat war an tan ken na voent deut ruz-beo. O vont neuze betek ar ramz du a oa o roc'hal dre ma c'helle, o sanka a rejomp a-nerz-korf en e zaoulagad.

Neuze e savas gant eur vlejadenn a yeas dre vel hon eskern. Hag heñ da glask ac'hanomp, tra ma tec'hemp a bep tu. Dallet e oa da vat.

Kavout a reas an nor, ha mont er-maez. Ni a redas raktal da zistaga ar radellou. Edomp o pellaat diouz an aod, pa weljomp ar ramz o tont en-dro, d'e heul eur ramzez, brasoc'h hag euzusoc'h c'hoaz egetañ.

A-vec'h e welas ar ramzez ac'hanomp ma tastumas reier d'o stlapa warnomp, ken kreñv ha ken ampart ma voe lazet ganto an darn vrasa eus va c'heneiled. Me hepken a voe saveteet, gant daou all, ha kaset war hor radell betek eun enezenn dost.

Bale a rejomp en enezenn betek an abardaez, ha neuze e vanjomp kousket el lec'h ma edomp. Dihunet e voemp a-greiz-holl gant eun naer vras divent, a oa o kantren en-dro d'imp. Tostaat a reas ouz unan ac'hanomp, ha lonka anezañ betek e ziouskoaz. Tamm-ha-tamm e lakaas ar peurrest da ziskenn, ha klevet e voe ganimp kosteziou ar paour kaez den o strakal dre ma torrent e diabarz al loen divalo.



Ha ni da skrija ha da leñva, o lavarout :

— Dre Alla ! dre ma 'z eomp ez a ivez an traou war wasaat. Laouen e oamp peogwir hor boa gellet tec'hout diouz ar ramz, ha setu ma kavomp eun hini krisoc'h c'hoaz.

An devez-se e dremenjomp adarre o vale en enezenn ken na gavjomp eur wezenn uhel-meurbet. Ha ni da bignat ennañ, me betek al lein ha va c'heneil eun tammig izeloc'h. Deut an noz, e tegouezas an naer warnomp hag e pignas er wezenn. Lonka a reas va c'heneil, ha kuit.

Da darz an deiz e tiskennis eus ar wezenn, ken dis-liv hag eun den maro, hag o krena gant ar spont. N'em boa ken meno nemet en em stlepel e-barz ar mor, hag echui evel-se va foaniou. N'em boe ket kalon a-walc'h d'hen ober, avat : re e karen ar vuhez.

Setu ar pez a ris eta :

Kemer tammou koad, hag o staga dindan va zreid. Staga re all war va c'hein, war va bruched, war va dioulez, a-gleiz hag a-zehou, hag ivez war va fenn. Chom a ris evel-se e-kichen ar wezenn betek an noz.

Pa zeuas an naer, sellout a reas ouzin, trei a reas en-dro d'in, ha ne voe ket evit va lonka : an tam-mou koad a vire. Adalek amzer ar c'huz-heol betek ar mintin, e wasa a reas evit paka ac'hanoun, hep dont a-benn d'ober netra, ken na rankas mont kuit en eur fuc'ha.

Ha me, evidoun da veza ken saouzanet ha ken divi ma c'hellen a-boan finval va zreid, d'en em stleja betek an aod. Va c'halon a lammas em c'hreiz pa welis eul lestr a-bell war ar mor. Ha me da heja skourr eur wezenn en eur youc'hal a-bouez va fenn. Tud al lestr a spurmantas (1) ac'hanoun hag a zeuas

d'am c'herc'hat. Konta a ris d'ezo kement a oa c'hoarvezet ganin. Roet e voe d'in neuze peadra da zebri ha da eva, ha dilhad da lakaat e-lec'h va re, a oa uzet ha roget pell 'zo.

Derc'hel a rejomp gant hor beaj, betek eun enezenn a zo paot enni ar c'hoad sandal.

Ar c'habiten a lavaras d'in :

— Klev mat ganin ! n'out nemet eun estren paour, ha kontet ec'h eus d'imp kement ac'h eus gouzañvet. Me a fell d'in eta sikour ac'hanout, evit ma c'helli dont en-dro betek da vro c'henidik. En eskemm eus ar pez a rin evidout, ne c'houlennan diganit netra nemet bennoz **Doue.**

— Evel-se bezet graet ! emezoun.

— Bez' e oa gwechall, emezañ, eur beajour war al lestr-mañ, ha ne ouzomp tamm petra eo deut da veza. Kollet eo bet, a gredomp. Emaoun o vont da rei d'it e varc'hadoureziou da werza. Paeet e vi evit da boan, hag an arc'hant a vo miret da lakaat etre daouarn tud an den-se, pa vimp distro da Vagdad. Laouen out d'ober an dra-se ?

Ha me da respont :

— Senti a rin, kabiten. Evit gwir, eun den madelezus out.

Neuze e c'hourc'hemennas ar c'habiten kas d'an aod ar marc'hadoureziou-se. An hini a oa karget eus ar skrituriou a lavaras d'ezañ :

— Peseurt ano a dlean lakaat war ar pakadou-mañ ?

— Laka, eme ar c'habiten, ano Sindbad ar Martolod, a zo bet beuzet pe lazet en enezenn ar « rouc'h », ha n'hon eus mui kelou ebet anezañ.



Pa glevis komzou ar c'habiten, setu ma soñjis ennoun va-unan :

— Dre Alla, me eo a zo Sindbad ar Martolod ! Gortoz a ris ken na voe dilestret an holl bakadou.

— Kabiten, emezoun neuze, hag anaout a rez an den a oa perc'henn d'ar marc'hadoureziou-mañ ?

— Ne ran ket, emezañ.

War se e laoskis eur youc'hadenn :

— Me eo, kabiten, a zo Sindbad ar Martolod, ha n'eo ket gaou a lavaran. N'oun ket bet beuzet na lazet, hag an holl bakadou-mañ a zo va re. Ar varc'hadourien a werz diamant o deus va gwelet, p'oun bet kaset war ar menez gant eun evn eus doun an draonienn. Va anavezout a raint sur.

An holl varc'hadourien en em vodas en-dro d'in o klevout se, darn o kredi, ha darn o tiskredi ac'hanoun. Unan anezo avat a savas, o lavarout :

— Va mignoned. selaouit mat ! P'em eus displeget d'eoc'h an traou burzudus am eus gwelet e-pad va beajou, kontet em eus d'eoc'h penaos em boa stlapet evel boaz eul loen e traonienn an diamant, ha penaos e oa bet degaset en-dro gant eun evn, eun den stag outañ. Nac'het hoc'h eus va c'hredi. Ma ! setu amañ an den-se dirazoc'h. Roet en deus d'in diamant prizius. E ano a zo Sindbad ar Martolod, ha toui a ran ez eo gwir ar pez a lavar !

Ar c'habiten a sellas ouzin piz neuze hag a c'houlennas diganin :

— Peseurt merkou a oa war da bakadou ?

— Ar merkou, a respontis, a zo en doare-mañ-doare.

Kredi a reas neuze e oan ar Sindbad-se, a oa bet dianket. Pokat a reas d'in, o lavarout :

— Dre Alla, burzudus eo da blanedenn ! Enor da Zoue eta en deus da saveteet, ha daskoret (2) d'it da vadou.

Eur veaj vat a rejomp goude se. Arc'hant e-leiz a c'hounezis dre werza va marc'hadourez. Hag a-benn ar fin, ec'h en em gavis e Bagdad e-touez va c'herent ha va mignoned, ken eürus ha biskoaz.

(1) *a spurmantas* : a welas. — (2) *daskoret* : restaolet.



# AR PEVARE BEAJ

## An debrerien-dud ha keo ar re varo

D'it da c'houzout, va mignon, penaos em bije dleet ar wech-mañ c'hoaz chom e Bagdad e-lec'h mont da redek. Ha daoust da se, strafuilhet e oa va spered, broudet atao gant ar c'hoant da welout poblou nevez ha da greski va danvez, a oa bras a-walc'h evel-se.

Eun deiz eta, e ris evel a-raok : prena marc'hadoureziou ha kas anezo war eul lestr e Basora.

Al lestr a loc'has. Brao e oa ar mor, plijus an treiz. Hag e padas evel-se e-pad meur a zevez hag a nozvez lerc'h-ouz-lerc'h. Mont eus an eil enezenn d'eben, eus an eil mor d'egile, prena ha gwerza, n'hor boa ken da ober, betek an deiz ma teuas warnomp an taol-amzer spontusa am boa biskoaz gwelet.

Kaer a voe teurel an eoriou, ne voe netra da ober da herzel ouz an avel hag ar mor. Kaer a voe pedi Alla, ne rae ar gorventenn nemet mont war gresk. Roget e voe ar goueliou, taolet ar vartoloded hag ar varc'hadourien en dour, ha goueledet al lestr en diwez gant kement pinvidigez a oa bet dastumet war e vourz.

Ha me kouezet er mor evel ar re all, e rankis neuial e-pad tost c'houec'h eur. A-benn ar pennad-amzer-se, gant skoazell Doue (e ano ra vo meulet !), e teuis a-benn da gregi en eun tamm planken, a oa stag outañ

eur bern tud all. Evel-se hor boe da verdei, dre skei ar mor gant hon divesker, harpet eun tammig gant an avel hag ar gwagennou. Eun devez hag an nozvez war-lerc'h a badas evel-se. Antronoz, war-dro kreiz ar mintin, e voemp taolet en diwez war aod eun enezenn, hanter varo gant ar skuizder, ar c'hoant-kousket, ar sec'hed hag an naon, ar spont hag ar riou.

O vont hed-ha-hed an aod, e kavjomp louzeier e-leiz. Ha ni da zebri diouto, da greski hon nerz. An nozvez-se a dremenjomp en aod. Da c'houlou-deiz, goude sevel, e weljomp eun dra bennak evel eun ti ha ne oa ket pell diouzimp. A-boan e oamp degouezet dirak dor an ti-se, ma teuas er-maez tud en noaz-puilh, hag a grogas ennomp hep ranna ger. Kaset e voemp ganto da gaout o roue, hag a c'hourc'hemennas d'imp azeza.

Boued a voe lakaet dirazomp. Eun doare boued iskis e oa, dianav, ha n'hor boa gwelet seurt heñvel outañ en hor buhez. Blaz fall a gaven d'ar boued-se, ha ne zebren ket kalz, e-keñver va c'heneiled.

Ar re-mañ, hag o doa graet kofad, ne zalejont ket da goll pep skiant ha pep anaoudegez. Lavaret e vije e oant aet foll, ha ne oant mui tud, hogen kentoc'h loened. Neuze e voe degaset d'ezo eoul kraoñ-kokos, hag a rankjont da eva, goude ma voe bet libistret o c'horf gantañ. Kerkent ha m'o devoe evet, e troas o daoulagad, hag e krogjont adarre da zebri eus ar boued iskis-se, ha n'eo ket graet evit mab-den.

Ha me saouzanet ha nec'het-dreist en abeg d'ezo koulz hag en abeg d'in va-unan, tra ma sellen piz ouz an dud noaz. Ar re-mañ a oa sorserien, debrerien-dud. Neb a lakae e droad en o bro a veze kaset raktal ganto dirak o roue, roet d'ezañ ar boued-se da



lonka, ha libistret e gorf gant eoul evit astenn anezañ, da veza aesoc'h a se da zebri. Skiant ar paour kaez den a yae dioutañ neuze, ha ne veze ken evit ober netra da dec'hout. War-bouez rei d'ezañ da zebri ha da eva e lartae, betek an deiz ma veze fazet ha rostet evit ar roue pe ar re all. Va c'heneiled ha me a voe kaset da beuri e-giz chatal.

Ne greden debri netra. Etre an naon hag ar spont, ne raen nemet dizeria war va zreid, ken na bege va c'hroc'hen ouz va eskern. Tud ar vro, pa weljont ac' hanoun, ne rejont van ebet ouzin, hag am lezas da vale. Ha me da vont da gaout eur mesaer (1), a oa azezet war gribenn eur penn-douar e-kreiz ar mor. Hennez eo a oa karget da vesa (2) va mignoned !

Dioustu ma komprenas em boa miret va skiant-vat, e lavaras d'in :

— Kae war da giz, paotr, ha neuze kemer an hent en tu dehou. Dre eno e tizi Hent Bras ar Roue.

Evel-se e ris, o redek hag o kerzout goustadik bep ar mare, a bep eil broudet gant ar spont pe faezet gant ar skuizder. A-benn eur pennad ne welis ken ar mesaer. An heol a oa aet da guz, hag ec'h en em ledis war an douar da gousket. Ar c'housked ne zeuas ket buan, avat. A bep seurt poaniou a zalc'he digor va daoulagad, en eur frailha pep ezel ha pep kigenn eus va c'horf.

Da vare hanternoz e savis hag ez is dre an enezenn, hep kredi chom a-sav ken na baras an heol war eun dachennad vras a bradou hag a barkeier gounezet kaer. Eno e kavis frouez ha louzeier c'houek, hag e tebris va gwalc'h.

Seiz devez ha seiz nozvez a dremenas evel-se.

Epad an holl amzer-se e kantreis dre an enezenn, en eur zebri frouez ha louzeier.

Beure an eizvet devez e welis eun dra bennak a-bell hag a lugerne hag a finve. Bez' e oa eur bagad tud o kutuilh pebr.

Pa dostais outo e teujont buan etrezek ennoun, o lavarout :

— Piou out-te, hag eus pelec'h e teuez-te ?

Ha me da respont :

— D'eoc'h da c'houzout, tud ar vro-mañ, ne doun nemet eun divroad paour.

Hag e tisplegis d'ezo kement a oa c'hoarvezet ganin.

— Dre Alla ! emezo, setu aze traou burzudus ! Rak den ebet betek-hen n'eo deut a-benn da dec'hout diouz an debrerien-dud-se !

Lakaet e voen ganto da azeza en o zouez, ha degaset e voe d'in boued yac'h da zebri. Nag a blijadur am boe o tañva boued dereat en diwez ! Neuze e tiskuizis. Pa voe echu o devez-labour, e kasjont ac'hanoun ganto en o bag, da vont d'an enezennou ma vevent enno. Dioustu m'hor boe tizet ar vro-se, e voen kaset ganto dirak o roue. En eur saludi anezañ, e kontis d'ezañ ivez kement darvoud a oa degouezet ganin. Plijet-meurbet e voe gant va istor.

Ar roue a reas d'in eun degemer kaer. Meuziou (3) lipous a voe degaset d'in eus e daol, ha debret e voent ganin gant levenez, rak naon am boa atao. Neuze e walc'his va daouarn, en eur drugarekaat Alla evit kement mad en doa roet d'in. Goude kimiadi diouz ar roue, ez is d'ober eun dro dre gêr. Eur gêr vraokenañ e oa, poblet-stank ha pinvidik, leun a varc'hadoureziou a bep seurt. Bez' e oa marc'hallac'hiou bras, enno prenerien ha gwerzerien e-leiz.



Ha me laouen da veza tizet eur gêr evel-se, hag a oa tre diouz va soñj. Anaoudegez a ris gant kalz a dud. Karet hag enoret e voen ganto buan, ha dreist-holl gant ar roue, hag am c'hare marteze muioc'h eget uhela noblañsou ar vro.

Souezet e voen o kavout penaos e pigned war gein ar c'hezeg er vro-se hep ober gant dibr ebet. Ha me da c'houlenn ouz ar roue :

— Aotrou, perak ne lakaez ket eun dibr dindanout da vont war varc'h ? Kalz aesoc'h e vefe d'it, hag aesoc'h ivez da vlenia al loen.

— Petra eo eun dibr ? eme ar roue N'hon eus gwelet netra evel-se aba omp ganet.

War se e lavaris :

— Ro d'in aotre da ober unan d'it, hag e weli daunan pegen talvoudus eo d'ar marc'heger.

— Gra neuze ! eme ar roue.

Kement a c'houlennis a voe degaset d'in : prenn ha traou all, hag ivez eur c'halvez ampart da ober diouz va gourc'hemenn. Lakaet e voe ganin da ober framm-koad an dibr. Me va-unan a gempennas ar gloan hag al ler, hag a stagas ar c'horreennou hag ar senklennou. Gant harp eur goveliour e ris stleugou. Da echui e wriis eur penpilh seiz tro-war-dro.

Ha neuze da gerc'hat unan eus gwella kezeg ar roue, ha da lakaat an dibr war e gein. N'oun ket evit lavarout d'it pegen eürus e voe ar roue, ma fellas d'ezañ pignat raktal. Eur prof kaer am boe digantañ evit ar pez am boa graet.

Ministr ar roue, kerkent ha ma welas e vestr war eun dibr, ne voe ket evit padout ken n'en dije bet unan ivez. An dud a lignez uhel a reas holl eveltañ. N'eo ket al labour eta a vankas d'imp hon-tri, ar

c'halvez, ar goveliour ha me va-unan. A-benn eur pennad em boa gounezet eur bern arc'hant, ouspenn beza gwelet gwelloc'h c'hoaz er vro.

Eun deiz ma oan azezet e-kichen ar roue, hemañ a lavaras d'in :

— Setu pell 'zo bremañ m'out en hon touez, ken out deut da veza evel unan ac'hanomp. N'hellfemp ket bremañ dioueri ac'hanout, kement out prizius er gêrmañ. Setu perak ez oun o vont da ober d'it eur c'hinnig, ha c'hoant bras am eus e sentfes ouzin war ar poent-mañ.

— Ha peseurt kinnig a ri d'in, roue madelezus, emezoun ? Prest oun da asanti da gement a c'houlenni diganin, ken karantezus ha ken truezus out bet em c'heñver betek-hen.

Ar roue a lavaras :

— Me a fell d'in da zimezi gant eur wreg kaer, hegarat, mistr ha pinvidik, evit ma vi c'hoaz tostoc'h ouz pobl ar vro-mañ. Bod a vo roet d'it em palez. Me az ped, arabat d'it nac'h ouzin an dra-se.

Ar ruz a savas d'am dioujod o klevout komzou ar roue. Va zeod a chomas hep finval, ha ne c'hellis ket ranna ger.

— Ne respontez ket ? emezañ.

— Mar plij d'it ober evel-se, Aotrou bras, emezoun, da youl ra vezi graet !

Raktal e voe kerc'het ar beleg hag e voen dimezet gant ar plac'h kaera am boa biskoaz gwelet, ouspenn ma oa fur, speredek ha pinvidik-meurbet. Eun ti kaer a voe roet d'imp er palez, gant e-leiz a servijerien, hag eul leve-bloaz ouspenn da c'hellout beva e doare.

Alies e soñjen ennoun va-unan :



— Pa vo echu va beaj, e tistroin ganti da Vagdad, hag eürus-bras e vimp hon-daou.

Siouaz ! pe zen a oar petra a zo e gortoz evitañ ? Va gwreg a gare ac'hanoun, ha me a gare anezi. Ne veze morse ger uheloc'h eget egile etrezomp. Ha fiziañs hor boa en amzer-da-zont.

Eun deiz (Alla, er berz-mat evel en drougverz ra vo meulet !), unan eus va amezeien a gollas e wreg. Pa 'z is d'e welout en e di evit e frealzi, setu ma kavis anezañ beuzet er glac'har hag en anken. Ha me da lavarout d'ezañ :

— Arabat d'it beza nec'het evel-se. Doue en devo truez ouzit hag a roio d'it eur vaouez all, gwelloc'h c'hoaz eget an hini ac'h eus kollet.

War se ne reas nemet gouela muioc'h :

— Penaos, emezañ, e rafen da gaout eun eil gwreg, peogwir ne chom mui ganin nemet eun devez da veva ?

— Da skiant a zo aet diouzin, va mignon kaez, emezoun. N'out ket tost da vervel. Yac'h ha kreñv out, war a welan.

Heñ, avat, a respontas :

— Evit gwir, va mignon, warc'hoaz ez in kuit, ha nikun n'am gwelo ken.

— Ha penaos 'ta ? emezoun.

— En deiz-se, emezañ, e vo sebeliet va gwreg, ha sebeliet e vin ganti. Boaz ar vro-mañ eo. Pa varv ar wreg, e vez lakaet he fried er bez ez veo ganti. Mar deo ar gwaz a varv ar c'henta, e reer heñvel gant ar wreg. Pried ebet ne c'hell beva war-lerc'h egile.

— Dre Alla ! emezoun, setu aze eul lezenn griz, ha 'na dlefe ket beza graet diouti.

E-pad ma edomp o kaozeal, e teuas kalz a dud

d'ober o gourc'hemennou d'am mignon evit maro e wreg hag evit e varo e-unan.

Lakaet e voe korf ar wreg war eur c'hravaz, gwisket en he c'haera, en-dro d'ezi he braoigou hag he zraou prizius a bep seurt. Ar pried a voe kaset ivez er-maez eus kêr betek eur menez e-kichen ar mor. Eno e voe dibradet eur pez maen, hag e welis eun dra bennak evel toull eur puñs. Diskennet e voe korf ar wreg war-bouez kerdin, ha goude, e voe diskennet va mignon, a-unan gant eur picher bras leun a zour ha seiz torz vara. Degouezet e strad ar puñs, va mignon a zistagas ar c'herdin e-unan. Serret e voe an toull adarre gant ar maen, hag an holl a yeas kuit.

Ha me da soñjal :

— Ar maro-se a zo spontusoc'h eget ne vern pe zoare maro !

An dro genta ma welis ar roue, e c'houlennis outañ :

— Perak, Aotrou, er vro-mañ e vez sebeliet ar re veo gant ar re varo ?

— Ar boaz eo, a respontas. Ar pez a zo bet unanet ne dle ket beza rannet, nag er vuhez-mañ, nag er vuhez all. Hon tadou o deus graet evel-se a viskoaz, ha n'omp ket evit terri o lezennou.

— Ha petra, emezoun, a c'hoarvezfe gant eun estren eveldoun, bet dimezet gant eur vaouez eus ar vro ?

— Senti ouz al lezenn ivez, a respontas.

Ne voen ket gwall laouen o klevout se, evel ma c'heller mat kredi. A-benn eur pennad evelato, e voen eun tammig kennerzet, o soñjal e c'helljemp kaout, me ha va gwreg, meur a vloavez c'hoaz da veva.

Eun nebeud goude, avat, va gwreg a gouezas klañv. Kaer a voe ober, a-benn eur sizun e varvas. Ha setu an holl dud, ar roue en o fenn, o tont d'am frealzi evel



m'o doa graet d'am mignon. Kement tra a c'hoarvezas evel a-raok. Hogen, pa voe diskennet ar c'horf er puñs, ha pa welis va mignoned o tostaat da gimiadi diouzin, e stagis krenn da youc'hal :

— Me 'zo eun divroad amañ ! Ne ran forz eus lezennou ar vro-mañ ! Lezit ac'hanoun da vale !

Nikun ne reas van. Kroget e voe ennoun, ha staget e voen gant kerdin. Diskennet e voen evel-se, gant ar picherad dour hag ar seiz torz vara.

Huchet e voe d'in eus an nec'h distaga ar c'herdin.

— Ne rin ket, emezoun.

Neuze e voe lezet ar c'herdin da goueza warnoun, ha serret e voe an toull.

E oan en eur c'heo bras leun a gorfou maro. C'houez ar brein a oa eno, ken na c'hellen ket padout. Ken teñval e oa ma ne welen hogozik netra. Ne zebren nemet pa oan du gant an naon, ha ne even nemet pa oan klañv gant ar sec'hed, gant aon da goll va bara ha va dour. Ha keit-se ne raen nemet hirvoudi, o c'houlenn skoazell digant Doue hollc'halloudek.

Eun deiz, e oan astennet o prederia war va foaniou, pa voe digoret toull ar c'heo. Tud a welis tro-war-dro, deut da ambroug (4) korf eur gwaz. En e gichen, edo e wreg, beuzet en he daerou. Diskennet e voe ar c'horf, hag ar wreg, gant e-leiz a bourveziou. Neuze e voe serret an toull ha pep tra a gouezas en deñvalijenn adarre.

Ha me da dostaat dre laer. Ar wreg ne finve tamm. Lavaret e vije e oa semplet. Ne gollis ket amzer :

— Peogwir, emezoun ouzin va-unan, e rank hounnez mervel, koulz d'in kas ganin ar boued a zo bet roet d'ezi.

Kerkent soñjet ha graet. Eur bern a ris eus an holl bourveziou e korn pella ar c'heo.

Pell amzer a-walc'h a dremenas. An holl amzer-se e teuis a-benn da veva diwar ar boued a veze diskennet er c'heo bep ar mare. Morse n'em boe trouz ebet gant ar re veo a veze diskennet ivez : ar re-se a chome semplet hag a varve.

Eun dro e oan kousket, pa glevis eun trouz souezus em c'hichen. Ha me da lammat, pa santis eun dra bennak o tremen e-biou d'in en eur redek, evel eul loen spouronet. Ha me da heul. Eul loen gouez e oa e gwirionez. E penn an hent en doa kemeret da dec'hout, e welis evel eur steredenn o lugerni. Gwech e welen anezi, gwech ez ae diwar va gwel. War-bouez kerzout, e teuas da veza brasoc'h. En diwez e komprenis e oa eun toull e tor ar menez.

Diaes e voe d'in tizout an toull-se, hogen tizet e voe ganin en diwez. Anat e oa bet graet gant al loened, hag a zeue dre eno da zebri ar c'horfou e-barz ar c'heo.

Dinec'het e voen en eun taol. Eus an toull er menez e c'helled diskenn betek an aod, hag a oa rannet-krenn en tu-se diouz kêr gant tornaodou serz. Den ne c'helle dont eno.

Mall a voe ganin distrei d'ar c'heo da gerc'hat va boued. Ne voen ket pell kennebeut o leunia va godellou a vraoigou hag a vein prizius a oa skignet a bep tu.

Va holl zeveziou a dremenis diwar neuze en aod, o klask spia eul lestr bennak war ar mor. Ne dremene hini ebet. Meur a wech e tistrois e-barz ar c'heo, ha bep gwech e tegasen en-dro ganin boued ha traou a dalvoudegez.



Eun deiz en diwez e welis eul lestr nepell diouzin. Ha me da heja eun tamm lien gwenn e penn eur vaz e-giz eur banniel. Raktal e voe lakaet eur vag er mor, eun dek bennak a dud enni. En eur dostaat ouzin, e lavarjont :

— Piou out-te, ha petra a rez aze ? Penaos out deut betek an tu-mañ eus ar menez ? Biskoaz n'hon eus gwelet nikun amañ.

— Me 'zo eur marc'hadour, emezoun. Va lestr en deus graet peñse. En em saveteet em eus gant va marc'hadoureziou war eun tamm planken. Dare oun bremañ da vervel gant an naon.

Kaset e voen war bourz al lestr dirak ar c'habiten.

— Merdeet em eus dre amañ e-pad va holl vuhez, a lavaras d'in, hag alies oun tremenet e-biou d'ar menez-mañ. Hogen morse n'em eus gwelet eno nemet laboused mor ha loened fero.

Ha me da gonta d'ezañ pez am boa kontet d'ar re all. Ne gredis ket diskulia d'ezo ar wirionez, gant aon n'en em gavje en o zouez eun den eus ar vro-se.

Lavaret e voe d'in e c'helljen chom ganto war al lestr. Da ziskouez va anaoudegez vat d'ar c'habiten, e kinnigis d'ezañ darn eus an teñzoriou am boa degaset ganin.

— Nann, emezañ, ne fell ket d'in kaout tra diganit. Pa saveteomp eun den taolet d'an aod eveldout, e kemeromp anezañ evit netra. Roet e vez d'ezañ da zebri ha da eva, ha dilhad da lakaat war e dro mar deo noaz. Ha pa vez echu an treiz, roet e vez d'ezañ eur prof bennak. Kement-se a reomp en enor da Zoue hollc'halloudek, a zo bet mat en hor c'heñver.

War se e lavaris d'ezañ a pedjen evitañ gant va holl galon.

Eun nebeut miziou da c'houde ec'h en em gavjomp e Basora. Ha me dioustu da Vagdad, hag eno kavout va zud ha va mignoned, a voe laouen-bras ouz va gwelout adarre.

Gant an teñzoriou am boa degaset e ris aluzenou d'an intañvezed ha d'an emzivaded. Gwenneg ebet ne viris evidoun. Hag e tañvais eun eürusted klokoc'h c'hoaz eget a-raok.

Warc'hoaz, gant gras Doue, e kontin d'it ar pez a c'hoarvezas ganin e-doug va fempvet beaj. Souezusoc'h ha burzudusoc'h eo c'hoaz eget kement ac'h eus klevet betek-hen diganin.

(1) *mesaer* : an hini a ziwall al loened. — (2) *mesa* : diwall (loened). — (3) *meuziou* : boued danzeet. — (4) *ambroug* : mont gant.



# AR PEMPVET BEAJ

## Den koz ar mor ha bro ar marmouzien

Tonket e oa d'in e vijen atao o redek. A-vec'h e oan e Bagdad ma ankounac'hais kement am boa gouzañvet, ha ma teuis da liva em spered beajou nevez. Ober a ris eta evel boaz : prena marc'hadourez da vont war vor.

E Basora, edon o vale a-hed ar stêr, pa welis eul lestr kaer, hag a blijas d'in kenañ. Ha me d'e brena raktal. Kreñv e oa, ha nevez-flamm. Dibab a ris eur c'habiten ha martoloded da lakaat war e vourz. Va sklaved ha va mevelien a gasis ganin ivez. Hag ouspenn e kemeris eur bagad marc'hadourien, hag am paeas evit an treiz. Dispaket e voe ar goueliou, ha ni e barr an eürusted, hep netra en hor spered nemet soñj an arc'hant e oamp o vont da zastum.

Hag evel-se, a vor da vor, a enezenn da enezenn, ken m'en em gavas dirazomp eun enezenn vras distro.

Ne oa netra warni nemet eur pikol bolz wenn. Hag ar varc'hadourien da ziskenn en douar da welout. Bez' e oa vi eur « rouc'h ». O veza ne ouient ket petra oa, e stagjont dioustu da deurel mein warnañ. Dour e-leiz a zeveras dioutañ, hag ivez eur « rouc'h »

bihan. Hag i da gemer al labous, d'e laza ha da zebri anezañ.

Me ne ouien ket petra a c'hoarveze. Unan a lavaras d'in :

— Aotrou, deus da welout ar vi-se, a gave d'imp e oa eur volz.

Ha me da sellout.

— En ano Doue, emezoun, deuit en-dro buan ! emañ ar « rouc'h » o vont da frailha hol lestr, ha ni ivez.

N'em boa ket peurlavaret, ma voe kuzet an heol a zirak hon daoulagad, evel ma vije deut eur goabrenn du en oabl. O sellout d'an nec'h e welis e oa diouaskell ar « rouc'h » a gase an deñvalijenn-se warnomp.

Pa gavas hemañ ar vi freuzet, e reas eur youc'hadenn euzus. Ma teredas e barez. Hag int o-daou da c'hournijal en-dro d'al lestr, en eur yudal kreñvoc'h eget ar gurun.

Gervel a ris ar c'habiten hag e vartoloded, ha lavarout d'ezo :

— Hastit buan dizeoria, pe e vo an daou-mañ warnomp da vat hag echu.

Dizeoriet e voe prim-ha-prim, ha pellaat a rejomp diouz an enezenn. An daou labous a oa aet kuit. Ne voe ket pell avat e weljomp anezo o tont adarre, pep a roc'hell vras en o c'hrabanou. Ar « rouc'h » a laoskas e roc'hell da goueza warnomp. Hogen al loman en doa troet al lestr e poent, ha brañsellet e voemp hepken gant ar poull-tro ar reas o sanka en dour. Ar « rouc'hez » a laoskas he roc'hell da goueza neuze. En dro-mañ e voe tizet al lestr dre



greiz ha bruzunet-krenn, o kas gantañ d'ar goueled kement den ha kement tra a oa warnañ.

Me hepken (Alla ra vo meulet) a zeuas a-benn da gregi en eur planken, ha da chom war an dour. Pegeit e chomis evel-se, ne ouzon dare. Ar pez a ouzon eo ec'h en em gavis, hanter varo gant an naon ha skuiz-divi, war ribl eun enezenn eur mintin.

En em stleja a ris war an traez. Eur pennad mat e kouezis semplet c'hoaz. Koulskoude, a-benn eun nebeud, e lammas va c'halon adarre, ha setu ma welis e oan e-kreiz eul liorz ken kaer ha liorz ar Baradoz. Frouez teo a oa war ar gwez, dour fresk er goueriou, hag e kane al laboused a bep tu. Eva a ris ken n'em boe mui sec'hed. Debri a ris ivez, ha deut an noz, ec'h en em rois da gousket c'houek, hep kaout nikun war va zro.

Antronoz, diouz ar beure, kenta tra a welis, o sevel, a voe eun denig koz, war e gein eur vantell graet gant deliou.

Ha me da soñjal :

— An den paour-mañ a zo bet hep mar taolet en aod eveldoun.

Tostaat a ris eta, en eur saludi anezañ.

Ne respontas ket, nemet sin a reas d'in da zont c'hoaz tostoc'h.

— Aotrou, emezoun, daoust ha n'hellez ket finval ?

Heja a reas e benn, en eur ober sin d'in, evel da lavarout : « Samm ac'hanoun war da gein d'am c'has en tu all d'ar waz-dour. »

Soñjal a ris e oa va dlead beza madelezus e-keñver ar paour kaez koz-se. E samma a ris eta war va c'hein hag e zougen betek al lec'h en doa diskouezet d'in.

Neuze e lavaris :

— Bremañ e c'hellez diskenn.

Ne ziskennas ket avat. Gweet en doa e zivesker en-dro d'am gouzoug. O teurel eur sell outo, e welis e oant ken garo ha ken du ha ler-bual. Ha me da skrija. Klask a ris e stlepel diwar va c'hein. Heñ a waske va bruched gant e zaoudroad, ken na zeuas pep tra teñval dirazoun, ha ma kouezis evel maro. Neuze e savas e zivesker hag e skoas war va c'hein ha va diouskoaz. Kerkent ha ma voen em sav adarre, edo atao a-c'haoliad warnoun. Sin a reas d'in da vont dindan ar gwez, e-lec'h ma oa ar frouez ar gwella. Ma klasken enebi, va skei a rae gant e zivesker ken taer ha ma vijent bet eur skourjez. Ret e oa d'in ober dioutañ e pep tra. Ha ma ne daen ket buan a-walc'h, kannet e vezen gantañ. Bez' e oan sklav d'ezañ, e gwirionez. Mont a raemp a-gleiz hag a-zehou dre an enezenn, ha bepred e oa war va diouskoaz. P'en deveze c'hoant kousket, starda a rae e zivesker en-dro d'am gouzoug. Pa felle d'ezañ sevel, eun taol a roe d'in. Ne oa peoc'h ebet da gaout digantañ. Bez' e oa plega pe vervel.

Na keuz am boa neuze da veza bet truez outañ. Mat e oan bet en e geñver, ha setu penaos e oan paeet. Divizout a ris ennoun va-unan ne rajen mui madelez ebet da zen.

Eun deiz e tremenis gant an diaoul koz en eul lec'h, ennañ e-leiz a goulourdrennou, darn anezo sec'h-korn. Kemer a ris unan eus ar re-se, hag e trouc'his an darn uhela anezi. Neuze e walc'his an diabarz, hag a gargis goude gant chug rezin, rak en enezenn e oa gwini. Golei a ris ar goulourdrenn adarre, hag he lezel evel-se en heol e-pad eun nebeut deveziou. A-



benn neuze, pa zistrois, e kavis e oa leun ar goulourdrenn a win eus ar gwella. Bemdez ec'h even eur banne dioutañ, d'am c'hennerzi ha da rei d'in kalon da c'houzañv va anken ha va skuizder.

An den koz, ouz va gwelout oc'h eva, a reas sin d'in eun dro da c'houlenn petra oa.

Ha me da respont :

— Eun dra bennak c'houek-meurbet, hag a ra vad d'ar spered.

Hag e stagis da redek ha da zañsal, rak tommet mat e oa d'am fri, ken na stlaken va daouarn en eur gana.

Fellout a reas d'ezañ dioustu tañva ar pez a oa e-barz ar goulourdrenn. Ken bras aon am boa razañ ma sentis. Hag heñ da lipat ar gwin betek ar banne diweza. Ne voe ket pell ma santis e oa o krena war va diouskoaz. Mezo-dall e oa. A-wechou e koueze a-gleiz, a-wechou e koueze a-zehou. Ne oa ken evit derc'hel drezañ e-unan. Ha me da gregi buan en e zivesker ha d'o distarda. E stlepel a ris d'an douar. A-vec'h ma c'hellen kredi e oan dieubet dioutañ. Kerkent, avat, o soñjal e c'helle dont en-dro primoc'h eget ma kreden, e hastis dastum mein da strinka gantañ. Evel-se e voe lazet, ha ne oan ket gwall nec'het !

Beva a ris diwar neuze evel a-raok, oc'h eva dour hag o tebri frouez, hag o c'hortoz eul lestr da dremen e-biou d'an enezenn. Unan dres a zeuas da eoria, hag e welis ar vartoloded o tiskenn en douar. Mont a ris daveto. Pa gontis d'ezo ar pez a oa c'hoarvezet, souezet-mik e chomjont :

— An den-se, emezo, a oa pignet war da gein, a veze graet anezañ Den Koz ar Mor. An holl a zo bet

paket gantañ a zo maro gant ar skuizder. Alla ra vo meulet evit beza da saveteet !

Roet e voe d'in kement tra am boa ezomm war bourz al lestr. Goude meur a zevez ec'h en em gavjomp dirak eur gêr vras, uhel an tiez enni, ha troet holl etrezek ar mor. Ar gêr-se eo kêr ar marmouzien. Pa zeu an noz, an dud a ya kuit eus o ziez dre an nor o skei war an aod, hag a bign war bagou da vont da dremen an nozvez war vor. Se a reont en abeg d'ar marmouzien, a zo fero-kenañ, hag a zeu bemnoz d'ober eun dro e kêr.

Ha me da vont da welout ar gêr-se. Pa zistrois, al lestr a oa dindan gouel hag o vont etrezek ar mor doun. War se ec'h azezis, rannet va c'halon. Eun den eus kêr a dostaas hag a lavaras d'in :

— Aotrou, eun estren out er vro-mañ, diouz da zoare ?

— Gwir eo, a respontis, eun estren oun, hag eun den paour, a zo mui ken. Edon war eul lestr, ha setu m'eo aet kuit, ouz va lezel amañ va-unan-penn.

— Sav, emezañ, ha deus ganin war ar vag-mañ, pe anez e vi lazet gant ar marmouzien e-pad an noz.

— Selaou a ran, a respontis, ha senti.

Eur pennad mat e chomis er vro-se, ha bemnoz e c'hoarvezas heñvel. E-pad an devez ez ae ar marmouzien da gousket e-kreiz ar meneziou, hogen d'ar serr-noz e teuent da gêr da zebri frouez al liorzou ha da laza kement den a c'hellent tapout krog ennañ.

Eun nozvez evel-se ma oamp en eur vag, unan a lavaras d'in :

— Aotrou, peseurt micher ac'h eus ez pro-te ?

— Va breur, emezoun, n'em eus micher ebet.



Marc'hadour e oan, eürus ha pinvidik. Ha bremañ n'em eus mui netra war va ano.

An den a roas d'in neuze eur sac'h kreñv, o lavarout :

— Dal ! kemer ar sac'h-mañ ha karg-heñ gant mein. Kae neuze da heul ar re a weli o devo seier eveldout. N'az pezo d'ober nemet ar pez a reont, ha peadra a c'hounezi, moarvat, da baea da veaj evit distrei betek da vro.

Ober a ris evel m'en doa gourc'hemennet. Va c'has a reas betek eur bagad tud a oa o vont er-maez eus kêr gant seier ivez. O fedi a reas d'am c'hemer ganto :

— Hemañ, emezañ, a zo eun divroad paour. Deskit d'ezañ ho micher, hag Alla r'ho paeo !

— A galon laouen, emezo.

Stad vras a rejont ac'hanoun. Ha ni da gerzout a-gevret betek eun draonienn vras, leun a wez kaer, na oa tu ebet da bignat ganto. Leun e oa ivez a varmouzien. Hag ar re-mañ, dioustu m'hor gweljomp, a bignas er gwez ken aes ha tra.

An dud a stagas neuze da deurel mein war ar marmouzien. Hag ar re-mañ a grogas da ziframma ar frouez ha d'o zeurel war an dud en distro. Ar frouez-se a oa kraoñ-kokos. Me a reas evel ar peurrest. En doare-se e tastumis eur bern kraoñ, a leugnis va sac'h ganto. Ha neuze en-dro da gêr.

D'an noz ez is da gas ar pez am boa dastumet d'an hini en doa aliet d'in deski ar vicher-se. Nac'h a reas, avat, o lavarout :

— Kae da werza bremañ ar c'hraoñ-se. Ha gra gant an arc'hant pez a gari.

Hag e roas d'in alc'houez eun ti da lakaat ar pez n'em bije ket gwerzet a-raok an noz.

Bemdez e ris an hevelep tra : mont d'en em ganna gant ar marmouzien da gaout kraoñ-kokos. Va c'heneiled a oa mat-kenañ em c'heñver, hag am c'hase atao dirak ar gwez kaera, a oa ar stanka ar frouez warno. A-benn eur pennad em boa gounezet eur yalc'hadig vat a arc'hant.

Eun deiz e teuas eul lestr e-barz ar porz-mor. Hag evidoun da gaout keuz da vont diouz va mignoned, kreñvoc'h c'hoaz e voe ar c'hoant da adwelout va bro. Komz a ris gant ar c'habiten. Hag o veza en em glevet gantañ, e kimiadis diouz an holl.

Kaset em boa ganin, ouspenn va arc'hant, e-leiz a graoñ-kokos, hag a werzis e kement enezenn a voe gweladennet ganimp. E berr amzer, em boe gounezet adarre kement hag em boa kollet, ha muioc'h.

Distro da Vagdad, e ris aluzenou bras d'ar beorien ha profou d'am c'herent ha d'am mignoned. Dic'haouet e oan eur wech c'hoaz evit kement am boa gouzañvet.

Warc'hoaz, gant gras Doue, e tisplegin d'it istor va c'houec'hvet beaj.



# AR C'HOUEC'HET BEAJ

## Ar riboul burzudus hag ar gefridi d'ar C'halif

Nebeut amzer goude va fempvet beaj, e welis eur bagad marc'hadourien o tont en-dro eus eur veaj o-unan. Ne oa ket ezomm muioc'h evit lakaat va faltazi da redek adarre, hag ar c'hoant da vont en hent da sevel em c'halon kreñvoc'h eget biskoaz.

Prena marc'hadourez, mont da Vasora, kavout eul lestr dare da loc'ha, kement-se a voe graet buan. ha setu-me war vor evit ar c'houec'hvet gwech.

Kaer e oa an amzer, brao ar mor, ha mat an avel. Ne oamp e gortoz eus netra, pa glevjomp ar c'habiten oc'h ober eur griadenn spontus. Teurel a reas e dulban d'an douar, skei war e benn, tenna bleo e varo, ken na 'z eas da goueza e strad al lestr.

Ha ni da vont davetañ, en eur c'houlenn :

— Petra 'zo, kabiten ?

Hag heñ da respont :

— Petra 'zo, va mignoned kaez ! kollet hon eus hon hent, hag emaomp e-kreiz eur mor dianav. Pa ne gavomp ket an tu da vont kuit ac'han dizale, sur omp da vont d'ar goueled.

Tra ma komze, e oa kresket an avel en eun doare spontus. Ar vartoloded a bignas da zastum ar goueliou. N'o doa ket echu ma skoas ar stur ouz eun dra

bennak, ha setu ma weljomp en a-dreñv eur menez serz, ken uhel ma oa beuzet al lein anezañ e-kreiz ar c'houmoul.

— Dre Alla, eme ar c'habiten, n'hon eus netra d'ober bremañ nemet erbedi hon ene da Zoue ! Anez n'eus silvidigez ebet evidomp.

Hag an holl da leñva ha da gimiadi an eil diouz egile. Al lestr a voe taolet gant ar mor ouz troad ar menez, hag a voe torret e tammou. Kement tra a oa war e vourz a voe kollet, hag an darn vrasa eus an dud beuzet. Me hag eun nebeut marc'hadourien a dizas neuial betek reier an aod, hag a voe saveteet.

Bras-meurbet e oa an enezenn. A-hed an aod anezi, ne weled nemet bagou ha listri peñseet, ha traou prizius e-leiz bet kaset d'an douar gant ar gwagennou. Kement e oa anezo, ma c'hellfed a-boan kredi.

Pignat a rejomp gant tor ar menez. Bez' e oa, war an uhel, eur waz-dour, hag a rede e-pad eur pennad da goueza en eun toull eun tammig pelloc'h, ha d'en em goll evel-se dindan an douar. N'eo ket war bili e rede ar waz-dour-se, hogen war mein prizius, darn anezo bras a-walc'h da vont war gurunenn eur roue.

En enezenn-se ivez e oa eur vammenn c'hoularz (1) louet, hag a vije bet lavaret koar teuzet o treidistrei war ar gorre anezi. Ar goularz louet-se a ziskenn betek an aod, hag eno e vez lonket gant ar morviled. Ar re-mañ avat a vez losket o stomok gant ar goularz, ha dislonka a reont anezañ. Chom a ra war vordo ken na vez kaset d'an aod, hag eno e vez dastumet gant ar varc'hadourien.

Kaer hor boa kavout kaer an enezenn, ne gavemp netra da zebri. An nebeut pourveziou a oa bet gellet savetei eus al lestr, a yeas da get buan. Unan



ac'hanomp a varvas, ha neuze unan all, hag unan all c'hoaz war e lerc'h. Kement hini a varve a veze sebeliet gant ar re all en tammou dilhad pe zanvez a gavemp ken stank war ribl ar mor. Gwelout a ris va holl geneiled o vervel diganin evel-se, ken na chomis va-unan-penn.

Petra a ris neuze nemet toulla eur bez evidoun :

— Mar kouezan klañv, a soñjen ennoun va-unan, ec'h en em ledin er poull-bez-mañ. An avel a c'houezo war an traez, ha leuniet e vo tamm-ha-tamm. Douaret e vin evel-se en eun doare dereat.

Koulskoude, ne oan ket evit koll pep spi :

— Ar waz-dour-mañ, a lavaren, a dle mont da eul lec'h bennak. Mont a ra marteze d'eur vro a zo tud enni.

Va menoz a ris eta da sevel eur radell vihan, kreñv a-walc'h d'am dougen. N'eo ket ar c'hoad a vanke a-hed ar mor, nag ar c'herdin kennebeut. Setu ma voe graet va radellig e berr amzer. Warni e lakais mein prizius ha traou a dalvoudegez, ouspenn tammou bras a c'hoularz louet. Ha neuze da lezel va radell da vont gant an dour.

Diskenn a rae goustadik, ha me o kana gwerzennou ar barz en eur vont :

« Arabat fiziout kalz ez hentez,
Da ene n'en deus nemet eur mignon : da ene. »

Evel-se e tizis an toull ma en em golle ar waz-dour er menez. Ne glaskis ket herzel ouz ar radell. Ha setu-me e-kreiz an deñvalijenn, o vont a-hed eur riboul striz-meurbet. Ken striz e oa ma skoe kosteziou ar radell, gwech a-gleiz ha gwech a-zehou, ha ma 'z

ae va fenn da steki ouz ar volz bep ar mare. Netra d'ober evit dont war va c'hiz.

— Ma 'z a ar riboul war strisaat c'hoaz, emezoun, ret e vo d'in mervel amañ.

Hag ec'h en em ledis war lein va c'hof war ar radell, a gendalc'he da vont atao, a-wechou herrus, a-wechou goustadik-meurbet. Du-pod e oa atao. Ar riboul a ledanae pe a strisae dre ma 'z aen. En diwez e vanis kousket, pe semplet, troet va fenn ouz ar radell, dinerz da enebi ouz tra.

Pa zihunis, e oa goulou kaer. Parkeier a oa dirazoun. Staget e oa va radell ouz ribl eun enezenn, hag en-dro d'in e oa eur bagad Indeziz. Dioustu ma weljont em boa digoret va daoulagad, e stagjont da gomz ouzin en o yez, ha na gomprenen ger ebet anezi. Kement-se a dremene em spered evel dre eun huñvre. Unan anezo, a-benn ar fin, a lavaras d'in en arabeg :

— Ar peoc'h ganit, va breur ! Piou out-te hag a belec'h e teuez-te, ha penaos out-te deut amañ ? Ni a zo kouerien, ha deut omp amañ da zoura hor parkeier. Da gavet hon eus kousket war ar radell-mañ, hon eus staget ouz ar ribl o c'hortoz ma vijes dihunet. Penaos, avat, out deut betek amañ ?

Respont a ris :

— En ano Alla, va mignon, ro d'in da zebri da genta, rak mervel a ran gant an naon. Goude se e klevi diganin kement ac'h eus c'hoant da c'houzout.

Boued a voe degaset d'in hag a zebris ken na c'hellis mui debri. An nerz a zeuas d'am c'halon adarre hag ec'h adkavis va skiant, a oa bet tost da vont diouzin.

Goude trugarekaat Doue evit e vadelez, e kontis



d'ezo va istor, ha penaos e oan deut d'o bro dre eur ganol striz en douar.

— Ret, emezo, kas hemañ d'hor roue evit ma klevo.

Setu penaos e voen kaset dirak roue ar vro-se, da lavarout eo, roue Sarandib. Eno e voe graet d'in eun degemer kalonek. Sabatuet e voe o klevout kement a oa c'hoarvezet ganin, ha dreist-holl, o welout penaos e oan bet atao saveteet.

O sevel neuze, e kemeris eur bern bras a vein prizius hag a c'hoularz louet, hag a ginnigis d'ar roue. Enoriou a roas d'in en eskemm, ha lojet e voen en e balez. Anaoudegez a ris gant an dud uhel hag ar re wella e-touez ar bobl, hag a oa holl doujus-meurbet em c'heñver.

Enez Sarandib a zo war linenn ar gedez, da lavarout eo, an noz a bad atao eno keit hag an deiz. Pevarugent leo a dreuz a zo d'ezi, ha tregont leo a led. En he c'hreiz e sav eur menez uhel, a c'heller gwelout war-hed tri deveziad-beaj. War ar menez-se e kaver ruzvein a veur a zoare, hep konta mein prizius all, hag ivez gwez a bep seurt. Er stêriou ez eus diamant, hag en aod ez eus perlez. Hogen re hir e vefe d'in menegi holl vurzudou an enezenn gaer-se.

Goulenn a ris digant ar roue aotre da zistrei d'am bro c'henidik. An aotre-se a roas d'in raktal, hag ouspenn profou bras da gas ganin. Fiziout a reas ennoun ouspenn eur prof hag eul lizer da gas d'ar C'halif Haroun er Rachid e Bagdad.

Al lizer a oa skrivet war ler tano gant liou glas-mor.

Setu-heñ amañ :

« Ar peoc'h ganit, a-berz Roue Bro-Indez, a zo dirazañ mil olifant, hag a zo kranellou e balez graet gant mil maen prizius. Skriva a reomp d'it da lava-

rout e kasomp eur profig dister davedout. Ra deurvezo ganit hen degemer. Te a zo breur ha keneil d'imp. Ha bras eo ar garantez a zo en hor c'halon ez keñver. Kas d'imp eur respont, ni az ped. Daoust pegen izel eo hor prof, da aspedi a reomp d'hen kemer gant madelez. Ar peoc'h ganit ! »

Setu amañ petra e oa ar prof :

Eur gib ruzvaen, eur rac'houennad (2) a uhelder d'ezi, kinklet an diabarz anezi gant mein prizius.

Eur gwele goloet gant kroc'hen eun naer he doa lonket eun olifant. Brizellet e oa ar c'hroc'hen-se, pep brizelladur heñvel ouz eur pez aour. Neb a azeze warni ne veze klañv biken.

Eur bern bras koad aloez.

Eur sklavez ken kaer hag al loar.

Ar roue a gimiadas neuze diouzin, o veza gourc'hemennet da gabiten al lestr teurel evez bras warnoun.

Evel-se eo e tistrois d'am bro. Ha me da vont da gaout ar C'halif. Hemañ a gemeras ar prof hag al lizer. En eur ober stad vras ac'hanoun, e lavaras d'in :

— Ha gwir eo kement a zo merket war al lizer ?

— Gwir eo, a respontis, ha bez' ez eus kalz muioc'h da lavarout na vez ket meneget warnañ. D'an deiz m'en em ziskouez ar roue dirak an dud, e vez savet evitañ eur gador war gein eun olifant, d'ezañ unnek ilinad a vent. Azeza a ra war ar gador-se, en-dro d'ezañ tud uhel e lez, e vevelien hag e ostizien war ziou renk, a-gleiz hag a-zehou. Dirazañ ez eun den, en e zourn eur speg aour, hag a-dreñv d'ezañ eun all, en e zourn eur pikol baz aour, eur rac'houennad hed hag eun troatad led d'ezi, eur gwervaen (3) er penn anezi. Pa bign war e olifant, mil soudard a



bign war varc'h, gwisket-holl a aour hag a seiz. Ha bepred, pa gerz, ez eus eun harod (4) o vont war e raok, en eur embann ar c'homzou-mañ :

— Setu amañ ar roue enorus ha galloudus-meurbet !

Neuze e kan meuleudiou ar roue, hag ez echu o lavarout :

— Hemañ eo ar roue, perc'henn eur gurunenn n'eus ket he far gant Salomon !

Keit-all e chom ar roue dilavar. War e lerc'h e teu eun harod all, hag a youc'h :

— Mervel a ray ! Klevit mat : mervel a ray ! Klevit mat c'hoaz : mervel a ray !

Hag ar c'henta harod da respont :

— Meulet ra vezo parfetded an Hini Beo na varv biken !

Ar C'halif a voe souezet-bras ouz va c'hlevout.

— Na galloudus ha fur eo ar roue-se ! emezañ.

Neuze e roas d'in profou, en doare ma c'hellis dont d'ar gêr, gant an teñzoriou am boa dastumet, pinvidikoc'h eget a-raok.

Warc'hoaz e klevi istor va diweza beaj.

(1) Ar goularz louet a zo eun danvezenn fetis a vez kavet e stomok ar balumed. N'eus netra gwir, evel just, en istor a zo kontet amañ. — (2) *rac'houennad* : an hirder a zo etre beg ar meud ha beg an dourn bihan, pa vez an dourn digor. — (3) ar gwervaen, evel ar ruzvaen, a zo eur maen prizius. — (4) *harod* : eun den karget da embann d'ar bobl kemennadurioù eur roue.

# AR SEIZVET BEAJ

## Ar gefridi a-berz ar C'halif ha bered an olifanted

Echu e oa, a gave d'in, gant va beajou.

— Bremañ, a soñjen ennoun va-unan, a-walc'h a drabas am eus bet. Poent eo d'in diskuiza ha tenna kement mad a c'hellan eus ar vuhez.

Hag evel-se e tremenen va amzer e-kreiz ar blijadur.

E oan azezet eun deiz e-barz va zi, pa skoas unan bennak ouz an nor. Ar porzier a zigoras, ha piou oa nemet eur mevel d'ar C'halif, hag a lavaras d'in :

— Va mestr en deus ezomm ac'hanout.

Ha me da gaout ar C'halif, da bokat d'an douar dirazañ, ha d'e saludi. Deut mat e voen gantañ, ha neuze e komzas evel-hen :

— Sindbad, emezañ, eur gefridi a bouez am eus da rei d'it. Laouen out d'ober va gourc'hemenn ?

— Aotrou, a respontis en eur bokat d'e zourn, peseurt kefridi ac'h eus da rei d'az servijer ?

— Me a fell d'in, emezañ, ez afes da gaout roue Sarandib, da gas d'ezañ eur prof hag eul lizer.

Ha me da grena ha da respont :

— Aotrou, n'em eus c'hoant ebet ken da veaji. Kement gwech ha ma reer ano dirazoun eus eur veaj war vor, e skrijan, o soñjal er poaniou hag en ankeniou am eus bet gwechall. Va dezo eo chom er gêr. Ha touet em eus ne dafen mui biken diouz Bagdad.



Hag e kontis d'ar C'halif istor va holl veajou penn-da-benn.

— Dre Alla, emezañ, n'em eus biskoaz klevet netra souezusoc'h, ha ne gredan ket e vefe c'hoarvezet seurt burzudou gant nikun, zoken en amzeriou kent. Aes d'in kompren n'ec'h eus ket kalz a vlaz da veaji ken. Hogen, ar wech-mañ c'hoaz, me az ped, gra ar pez a c'houlennan diganit. Mont a ri buan da vro Sarandib, hag e tistroi ken buan all, gant gras Alla. Rak n'eo ket dereat em bije bet eur prof digant ar rouese, hep beza kaset d'ezañ netra en eskemm.

— Klevet em eus, aotrou, a respontis, ha mont a rin, peogwir ne c'hellan ket disenti.

Roet e voe d'in neuze gant ar C'halif ar prof hag al lizer. Hag o veza poket d'e zourn adarre, e kimiadis dioutañ.

Aet da Vasora, e pignis war eul lestr, hag o verdei noz-deiz, ne voe ket pell e tizjomp Enez Sarandib. A-boan degouezet eno, e tiskennis d'an douar, hag ez is d'ober va c'hefridi gant ar roue.

Hemañ, kerkent hag am gwelas, a lavaras d'in :

— Ra vezi deut mat, Sindbad ! Keuz am eus bet d'it meur a wech, ha pedet em eus Alla alies evit da gaout em c'hichen adarre !

Hag ouz va lakaat da azeza, e stagas da gaozeal ganin evel gant eur mignon d'ezañ.

— Ha petra, emezañ, out deut d'ober en hon touez ?

— Aotrou, emezoun, da gas d'it eul lizer hag eur prof a-berz va mestr, ar C'halif Haroun er Rachid.

Hag e rois d'ezañ ar prof hag al lizer.

Setu amañ petra e oa ar prof :

Eur marc'h, talvoudegez dek mil pez aour d'ezañ, warnañ eun dibr kinklet gant aour ha braoigou.

Eul levr.

Eur pez dilhad pinvidik-dreist.

Dilhad gwenn a vro Ejipt.

Seiz a gêriou Suez, Koufa hag Aleksandria.

Pallennou a vro Hellaz.

Koar.

Eur gib strink, kizellet en he c'hreiz eul leon hag eun den daoulinet o tenna gant eur wareg.

Evit al lizer, setu amañ ar pez a lavare :

« Peoc'h a-berz ar roue Er Rachid, a zo bet roet d'ezañ ha d'e dadou ar galloud hag ar brud (Alla ra vo meulet), d'ar Sultan meur. Degouezet eo da lizer betek ennomp, ha plijet omp bet gantañ. Ha kaset hon eus d'it al levr anvet « Eürusted ar Speredeg, ha Donezon rouez ar Geneiled », hag ouspenn e-leiz a draou prizius, na vezont piaouet nemet gant ar roueed. Az pez ar vadelez d'o degemer. Ar peoc'h ganit ! »

Neuze e voe roet d'in profou a bep seurt gant ar roue, hag enoriou ivez. Ha me da bedi evitañ, ha d'e drugarekaat. Eun nebeut deveziou goude, e c'houlennis digantañ aotre da vont kuit. Strafuilhet-bras e voe. A-benn ar fin, ez is dioutañ ha diouz e gêrbenn, ha gant eur bagad marc'hadourien, e kemeris hent ar gêr.

E oamp eun deiz o tremen e-kichen eun enezenn, pa weljomp o tont etrezek ennomp bagou, enno tud heñvel ouz diaouled. En o dourn e oa klezeier, gwaregou hag armou all, ha rochedou-houarn war o bruched. Bez' e voent tro-war-dro d'hol lestr en eun taol, o skei warnomp, hag o c'hloaza hag o laza ar



re a enebe outo. Goude se e lakajont krog war al lestr. Ni a voe kaset ganto d'an aod, ha gwerzet eno evel sklaved.

Me a voe prenet gant eun den pinvidik, hag am c'hemeras en e di, a roas d'in da zebri ha da eva, hag a voe mat em c'heñver. Evel-se e chomis e-pad eur pennad.

Eun dro, va mestr a lavaras d'in :

— Pe vicher a ouzout ober ?

— Aotrou, emezoun, marc'hadour e oan.

— Ha gouzout a rez, emezañ, tenna gant ar wareg ?

— Gouzout a ran, emezoun.

Neuze e tegasas d'in eur wareg ha saezou, hag e reas d'in pignat a-dreñv d'ezañ war eun olifant. Da serr-noz, e kasas ac'hanoun betek eur wezenn vras, hag e lavaras d'in krapa enni.

— Bremañ, emezañ, n'ec'h eus netra d'ober nemet chom amañ. Da darz-an-deiz, pa zeuio an olifanted, tenn saezou warno. Ma c'hellez laza unan, deus da gemenn d'in.

Ha me da chom kuzet e-touez deliou ar wezenn betek antronoz. Pa zeuas an olifanted, e tennis saezou warno, ken na lazis unan. Raktal ez is da gaout va mestr, a voe laouen-bras, hag a zeuas da gerc'hat an olifant am boa lazet.

Bemnoz diwar neuze e pignis er wezenn gant va gwareg, ha bemdez e teue va mestr da lemel an olifanted a goueze. Eun dro bennak, avat, e welis o tont eur bagad olifanted ken stank ma krene an douar dindan o zreid. Hag i da c'hrounna ar wezenn ma edon warni. Neuze, an hini brasa anezo holl a dorras kef ar wezenn hag he zaolas d'an douar. O kregi ennoun gant e drompilh, e lakaas ac'hanoun war e

gein, hag heñ kuit ganin, an olifanted all war hol lerc'h. Ne ouzon ket pegeit e chomis evel-se. En diwez, e reas d'in koueza diwar e gein, hag e kollis ar skiant.

Pa zeuis ennoun va-unan adarre, e oan en eul lec'h distro, leun a eskern olifanted. E oan e Bered an Olifanted, al lec'h-se ma teuont holl d'ezañ da vervel, hag a oa bet klasket gant kemend-all a varc'hadourien, ha na oa bet gwelet biskoaz gant daoulagad mab-den !

Sevel a ris. Eun devez hag eun nozvez a-bez a voe ret d'in evit dont en-dro betek ti va mestr. Hemañ a voe spouronet o welout pegen kastiz e oan deut gant an naon hag ar spont. Eürus-kenañ e voe evelato, hag e lavaras d'in :

— Dre Alla ! gwall drubuilhet oun bet, p'em eus kavet ar wezenn dorret ! Me a gave d'in e oas bet lazet. Lavar d'in petra a zo c'hoarvezet !

Souezet-mik e chomas pa gontis d'ezañ va istor.

— Ha gouest e vefes, emezañ, da adkavout al lec'h-se ?

— Gouest e vefen, sur, va mestr, a respontis.

Ha ni hon-daou en hent, war gein eun olifant doñv. O welout ar bern skilfou a oa eno, ez eas hogos ermaez anezañ e-unan gant al levenez.

Diwar neuze e reas ac'hanoun evel ma vijen bet mab d'ezañ.

— Peogwir, emezañ d'in eun deiz, ez oun deut pinvidik-mor abalamour d'it, e roan d'it da frankiz.

— Va mestr, emezoun, Alla d'az paea evit da vadelez ! Da aspedi a ran, avat, va lez da zistrei d'am bro !

— A galon vat, a respontas. Da vare ar foar vras,



pa zeuy amañ marc'hadourien a bep bro da brena skilfou olifanted, e c'helli mont da werza skilfou, peadra da baea da veaj.

Ar foar-se a c'hoarvezas eun deveziou bennak da c'houde. Gwerza a ris skilfou olifanted, ha va mestr a roas d'in kalz a re all da gas ganin, en doare ma c'hellis ober kenwerz ha gounit arc'hant bras a-raok tizout Bagdad.

Deut eno, ez is da gaout ar C'halif, da zisplega d'ezañ kement a oa en em gavet ganin abaoe ma oan aet dioutañ. Lakaat a reas skriva va istoriou e lizerennou aour.

Hag amañ ez echu istor va seiz beaj, gloar ra vo da Zoue, an Hini n'eus nemetañ, Krouer ar Bed !

DIWEZ

# BREZONEG AR VUGALE

Profou :

An It. Bouchara : 20 lur. — An Ao. A. Michel : 4 lur. — An It Ferrer : 20 lur. — An Ao. Even (e koun eus Pask kenta e verc'hig Arzella) : 100 lur. — en holl : 144 lur.

Levriou kaset :

Kastell-Neve : 150 lur. — Enez-Sun : 40 lur. — en holl : 190 lur.

Chom a ra er c'hef : 548 lur 80.

Prof evit « Kannadig Gwalarn » :

An Ao. Even (hevelep meneg) : 100 lur.

Trugarez !

◆

Eur ger a garfemp lavarout diwar-benn « Kannadig Gwalarn » hag ar vugale. Kaset e vez « Kannadig Gwalarn », diwar goust ket « Brezoneg ar Vugale », da 43 bugel, a zo bet roet d'imp o anoiou gant o mistri pe o beleien dre ma 'z int bugale labourus ha speredek. Petra, avat, eo 43 bugel e-kichen, ne lavaromp ket niver holl vugale Breiz-Izel, hogen e-kichen niver ar vugale a zesk ar brezoneg gant kalon e skoliou Breiz-Izel ? Ma 'z eus eta beleien pe vistri-skol hag o deus c'hoant da rei priziou d'o gwella diskibien, n'o deus nemet rei d'imp an anoiou hag ar chomlec'hiou. Hor gwella a raimp da gas d'ar vugale-se, evit netra, e-pad eur bloaz da vihana, holl niverennou « Kannadig Gwalarn », ken plijus, ken skouerius ha ken aes da lenn. A-bend-all, neb a anavez eur bugel a dalv ar boan kas d'ezañ « Kannadig Gwalarn », ma n'hell ket paea e goumanant e-unan, ra gaso d'imp ivez e ano hag e chomlec'h. Tizout ar bugel, boaza ar bugel da lenn e yez, eno emañ an dalc'h !



# EUR C'HELOU MAT EVIT HOL LENNERIEN

Lennerien « KANNADIG GWALARN », ar re a zo koumanantet adalek an niverenn genta, a zo echu gant an niverenn-mañ o bloavez-koumanant.

C'hoant o deus, moarvat, da c'houzout petra a vo « KANNADIG GWALARN » e-pad an eil bloavez.

Hor c'helaouennig, hag he deus graet kement a vad ha gounezet kement a vignoned, a yelo war-raok bepred. Ne vo mui embannet nemet bep daou viz, gwir eo. Met pep niverenn, en eskemm, a vo kalz tevoc'h, enni kalz muioc'h da lenn, eget en niverennou gwechall. Pep niverenn, e gwirionez, a vo e-giz eul levr, da virout en armel e-kichen a levriou all. Darn eus an niverennou a vo enno pennadou a bep seurt. Darn all a vo graet hervez skouer « Sindbad ar Martolod ». Emeur dija o labourat, n'eo ket hepken war an niverenn a zeu, hini miz here, met ivez war niverenn miz kerzu, niverenn Nedeleg, hag a vo ar brava biskoaz moulet e brezoneg.

Hon holl goumananterien a vo kaset d'ezo niverenn miz here. Ar re a zo echu o c'houmanant a zo pedet da gas d'imp o 10 lur (n'eo ket kalz evit 6 levr brao), pe anez ne vo ket kaset d'ezo an niverennou da heul. Pedet emeur ouspenn da gavout koumananterien nevez, ma c'heller.

Koumananterien « GWALARN » kennebeut n'o devo ket keuz d'o arc'hant. Deveziou kaer a vo c'hoaz evit lennegez Vreiz. Evel bepred, « GWALARN » a ziskouezo an hent d'an holl, o labourat start ha diehan evit hor yez karet.

## Embannet gant GWALARN e 1933 :



---

Moulerez 17, ru d'Algesiras, Brest

*Ar Merour :* Y. DRÉZEN.

Priz : 16 real